WIKIPEDIA

# Tigr dent sabrenn

| Tigr dent sabrenn | |
|---|---|
| Tigr dent sabrenn | |
| **Rummatadur filogenetek** | |
| Riezad : | Animalia |
| Skourrad : | Chordata |
| Kevrennad : | Bronneg |
| Urzhad : | Carnivora |
| Kerentiad : | Felidae |
| Iskerentiad : | Machairodontinae |
| Genad : | *Smilodon* |
| **Spesadoù** | |
| *Smilodon fatalis*<br>*Smilodon gracilis*<br>*Smilodon populator*<br>*Smilodon californicus*<br>*Smilodon floridus* | |
| **Pelec'h e veze kavet** | |
| Amerika | |
| **Prantad** | |
| Pleistosen | |
| D'ar vevoniezh e tenn ar pennad-mañ. | |

An **Tigr dent sabrenn**, anvet ivez **Smilodon** (gresianeg : *dant-kontell*), a oa ur pezh mell kazhheñvel, an hini brasañ a anavezer, hag a veve gwechall en Amerika, etre 3 milion a vloavezhioù ’zo ha 10 000 bloaz ’zo pe war-dro. Aet eo al loen-se da get bremañ.
Daoust d’e anv pobl ne oa ket un tigr anezhañ.

## Taolenn



## Ar spesadoù

Kavet ez eus bet betek-henn pemp spesad disheñvel :

- *Smilodon fatalis*, 1.6 milion-10 000 bloaz ’zo. Ment etre. Bevañ a rae koulz en Amerika an Norzh hag en hini ar Su.
- *Smilodon gracilis*, 2.5 milion-500 000 bloaz ’zo. Ar spesad bihanañ.
- *Smilodon populator*, 1 milion-10 000 bloaz ’zo. Ar spesad brasañ. Bevañ a rae e reter Amerika ar Su
- *Smilodon californicus* ha *Smilodon floridus*, isspesadoù marteze eus ar *Smilodon fatalis*.

## Doareoù pennañ

Un tigr dent sabrenn en e vent a oa brasoc'hik eget ul leon, met an hanter pounneroc’h e oa (200 kg). Berr e oa e lost, un tamm evel ul liñs, bras e oa e benn ha pavioù kreñv-kreñv en devoa. Pa oa digor-frank e c’heol e tiskenne e garvan eus 95 derez. Pep hini eus e ankdent (dent-lagad) a rae 18 cm pe war-dro.


Skeledenn ur Smilodon californicus

## Doareoù bevañ

Chaseal a rae megatheriumed, machraucheniaed, kezeg gouez, mastodonted, mammouted yaouank ha bizoned. Moarvat e chaseent evel al leoned a-vremañ. Ar parezed eo a ra al labour, ha ne c'hellont redek nemet war pennadoù berr.
Kavet ez eus bet skeledennoù tigred dent sabrenn bet gloazet-bras met chomet bev. Soñjal a ra d'ar skiantourien neuze e c'hellent bevañ a-familhoù bras ma veze sikouret ar re gwall dapet.
Ne zebrent nemet kig, hag ezhomm o devoa da zebriñ war-dro 8 kg bemdez (evit ar Smilodon populator).

## Kazheged all gant dent sabrenn

Kazheged all gant dent sabrenn a zo bet en istor loened an Douar, en Afrika hag en Eurazia. En Aostralia e oa ivez ul loen a denne dezhañ, met ur godelleg e oa.

## Mont da get

E dibenn ar marevezh skorn diwezhañ ez int aet da get. Moarvat e rae diouer al loened debrerien-geot bras a oa chaseet ganto.

## Mojenn an tigr dent sabrenn

A-douez an holl loened aet da get eo an tigr beg sabrenn unan eus ar re anavezetañ, gant ar mammouted hag an dinosaored. Kavet e vez alies el lennegezh hag er filmoù a denn d'ar ragistor.
*Gorak* pe *Gora* a veze graet anezhañ gant Rahan (bannoù-treset).

## Liammoù diavaez

- [1] (http://www.vobs.at/bio/Referate/r-saebelzahntiger.htm) (en alamaneg)
- [2] (http://www.lonetal.net/urtiere_saebelzahn.htm) (en alamaneg)
- [3] (http://www.dinosoria.com/smilodon.htm) (e galleg)